| | |
|---|---|
| **paea** | payer |
| **gounit (gounez)** | gagner |
| **presta** | prêter |
| **talvezout (talv, talvez)** | valoir |
| **ker** | cher |
| **marc'had-mat** | bon marché |
| **talvoudus** | utile, de valeur |

## AR MICHERIOU — LES METIERS (63)

| | |
|---|---|
| **roue** m. **-ed** | roi |
| **rener** m. **-ien** | directeur |
| **barz** m. **-ed** | poète |
| **skrivagner** m. **-ien** | écrivain |
| **kelenner** m. **-ien** | professeur |
| **mestr-skol** m. **mistri-skol** | instituteur |
| **barner** m. **-ien** | juge |
| **medisin** m. **-ed** | médecin |
| **eskob** m. **eskibien** | évêque |
| **beleg** m. **beleien** | prêtre |
| **manac'h** m. **menec'h** | moine |
| **martolod** m. **-ed** | marin |
| **pesketaer** m. **-ien** | pêcheur |
| **soudard** m. **-ed** | soldat |

**(64)**

| | |
|---|---|
| **micherour** m. **-ien** | ouvrier |
| **kemener** m. **-ien** | tailleur |
| **kiger** m. **-ien** | boucher |
| **keginer** m. **-ien** | cuisinier |
| **miliner** m. **-ien** | meunier |



| | |
|---|---|
| **mestr** m. **mistri** | maître |
| **servijer** m. **-ien** | serviteur |
| **mevel** m. **-ien** | domestique |
| **matez** f. **mitizien** | servante |
| **marc'hadour** m. **-ien** | marchand |

## AR RELIJION — LA RELIGION (65)

| | |
|---|---|
| **Doue** m. | Dieu |
| **diaoul** m. **-ed, -ou** | diable |
| **ael** m. **-ez** | ange |
| **sant** m. **sent** | saint |
| **parrez** f. **-iou** | paroisse |
| **iliz** f. **-ou** | église |
| **badeziant** f. | baptême |
| **bennoz** f. **-iou** | bénédiction |
| **malloz** f. **-iou** | malédiction |
| **relijion** f. **-ou** | religion |
| **feiz** f. | foi |
| **kredenn** f. **-ou** | croyance |
| **burzud** m. **-ou** | miracle |
| **pec'hed** | péché |

**(66)**

| | |
|---|---|
| **neñv** m. **-ou** | ciel |
| **baradoz** m. **-iou** | paradis |
| **ifern** m. | enfer |
| **purgator** m. | purgatoire |
| **oferenn** f. **-ou** | messe |
| **kroaz** f. **-iou** | croix |
| **banniel** m. **-ou** | bannière |

**ene** m. **-ou** âme
**pedenn** f. **-ou** prière
**Nedeleg** m. Noël
**Pask** m. Pâques

(67)

**badezi** baptiser
**pec'hi** pécher
**pedi** prier
**santel** saint
**burzudus** merveilleux

## AN OBEROU — LES ACTIONS (68)

**klask** chercher
**kavout** trouver
**koll** perdre
**kuzat** cacher
**dibab** choisir
**diskouez** montrer
**mirout** garder
**lezel** laisser
**ober** faire
**kroui** créer
**kempenn** mettre en ordre
**aoza** arranger
**echui** finir
**distruja** détruire
**diskar** abattre



(69)

**kemma** changer
**digeri (digor)** ouvrir
**serri** fermer
**prenna** verrouiller
**astenn** étendre
**stenna** raidir
**starda** serrer
**gwaska** presser
**gwalc'hi** laver
**skuba** balayer
**torcha** essuyer
**terri (torr)** casser
**trouc'ha** couper
**toulla** trouer
**flastra** écraser
**gwasta** dévaster

(70)

**merka** marquer
**flemma** piquer
**rimia** frotter
**floura** caresser
**skraba** gratter
**kriba** peigner
**golei (golo)** couvrir
**dizolei (dizolo)** découvrir
**staga** attacher
**pega** coller
**skoulma** nouer
**plega** plier

| | |
|---|---|
| **skei (sko)** | frapper |
| **foeta** | fouetter |

(71)

| | |
|---|---|
| **kemer** | prendre |
| **degemer** | recevoir |
| **kas** | envoyer |
| **degas** | apporter |
| **dougen (doug)** | porter |
| **derc'hel (dalc'h)** | tenir |
| **kregi (krog)** | saisir |
| **lakaat** | mettre |
| **lemel (lam)** | retirer |
| **tenna** | tirer |
| **paka** | attraper |
| **tapout** | id. |
| **bounta** | pousser |
| **sacha** | tirer |
| **heja** | secouer |
| **teurel (taol)** | lancer |
| **krouga** | pendre |
| **sevel (sav)** | soulever |
| **sanka** | enfoncer |
| **souba** | tremper |

(72)

| | |
|---|---|
| **meska** | mélanger |
| **boda** | réunir |
| **skigna** | répandre |
| **skuilha** | répandre, verser |
| **diskenn** | verser |



| | |
|---|---|
| **sila** | filtrer |
| **poueza** | peser |
| **samma** | charger |
| **karga** | charger, remplir |
| **leunia** | remplir |
| **goullonderi** | vider |
| **kleuza** | creuser |
| **tresa** | dessiner |

(73)

| | |
|---|---|
| **klask** m. | recherche |
| **kavadenn** f. **-ou** | trouvaille |
| **koll** m. **-ou** | perte |
| **dibab** m. | choix |
| **esa** m. | essai |
| **distruj** m. | destruction |
| **diskar** m. | chute, ruine |
| **kemm** m. **-ou** | changement |
| **degemer** m. | accueil |
| **dalc'h** m. | tenue, prise |
| **hej** m. | secousse |

## AN AMZER — LE TEMPS (74)

| | |
|---|---|
| **amzer** f. **-iou** | temps |
| **bloaz** m. **-iou** | an |
| **bloavez** m. **-iou** | année |
| **miz** m. **-iou** | mois |
| **sizun** f. **-iou** | semaine |
| **deiz** m. **-iou** | jour |
| **devez** m. **-iou** | journée |

| | |
|---|---|
| **eur** f. **-iou** | heure |
| **munutenn** f. **-ou** | minute |
| **noz** f. **-iou** | nuit |
| **mintin** m. **-ou** | matin |
| **endervez** m. **-iou** | après-midi |
| **abardaez** m. **-iou** | soir |
| **kreisteiz** m. | midi |
| **hanternoz** m. | minuit |
| **derc'hent** m. | veille |
| **antronoz** m. | lendemain |

**(75)**

| | |
|---|---|
| **lun** m. | lundi |
| **meurz** m. | mardi |
| **merc'her** m. | mercredi |
| **yaou** m. | jeudi |
| **gwener** m. | vendredi |
| **sadorn** m. | samedi |
| **sul** m. | dimanche |

**(76)**

| | |
|---|---|
| **genver** m. | janvier |
| **c'houevrer** m. | février |
| **meurz** m. | mars |
| **ebrel** m. | avril |
| **mae** m. | mai |
| **mezeven** m. | juin |
| **gouere** m. | juillet |
| **eost** m. | août |
| **gwengolo** m. | septembre |
| **here** m. | octobre |



| | |
|---|---|
| **du** m. | novembre |
| **kerzu** m. | décembre |
| **nevez-amzer** f. | printemps |
| **hañv** m. | été |
| **diskar-amzer** m. | automne |
| **goañv** m. | hiver |

**(77)**

| | |
|---|---|
| **koulz** m. | moment |
| **pred** m. **-ou** | id. |
| **pennad** m. **-ou** | id. |
| **poent** m. **-ou** | instant |
| **gwech** f. **-ou** | fois |
| **tro** f. **-iou** | fois, occasion |
| **penn-kenta** m. | commencement |
| **ehan** m. | arrêt, repos |
| **diwez** m. | fin |
| **dale** m. **-ou** | retard |
| **dare** | prêt |
| **prest** | id. |
| **krog** | qui commence |
| **echu** | fini |
| **c'hoarvezout** | advenir |
| **degouezout** | arriver |
| **padout** | durer |
| **ehana** | s'arrêter, se reposer |
| **paouez** | cesser, venir de |
| **gortoz** | attendre |
| **kregi (krog)** | débuter |
| **echui** | finir |

(78)

| | |
|---|---|
| **atao** | toujours |
| **gwech ebet** | jamais |
| **biskoaz** | id. (passé) |
| **biken** | id. (futur) |
| **a-wechou** | quelquefois |
| **adarre** | de nouveau |
| **c'hoaz** | encore |
| **alies** | souvent |
| **peurliesa** | généralement |
| **bemdez** | chaque jour |
| **bemnoz** | chaque nuit |
| **abred** | tôt |
| **diwezat** | tard |
| **dija** | déjà |
| **dres** | exactement |
| **ken** | (ne) plus |
| **mui** | plus |

(79)

| | |
|---|---|
| **bremañ** | maintenant |
| **neuze** | alors |
| **hizio** | aujourd'hui |
| **henoz** | ce soir |
| **dec'h** | hier |
| **warc'hoaz** | demain |
| **warlene** | l'an dernier |
| **gwechall** | autrefois |
| **a-raok** | avant |
| **kent** | id. |
| **goude** | après |



| | |
|---|---|
| **war-lerc'h** | ensuite |
| **kerkent** | aussitôt |
| **buan** | vite |
| **goustad** | lentement |
| **kenavo** | au revoir |

(80)

| | |
|---|---|
| **pegoulz ?** | quand ? |
| **pegeit ?** | combien de temps ? |
| **dilun** | lundi |
| **dimeurz** | mardi |
| **dimerc'her** | mercredi |
| **diriaou** | jeudi |
| **digwener** | vendredi |
| **disadorn** | samedi |
| **disul** | dimanche |

## AL LEC'H — LE LIEU (81)

| | |
|---|---|
| **lec'h** m. **-iou** | endroit |
| **gorre** m. | surface |
| **kreiz** m. | milieu |
| **tu** m. **-iou** | côté |
| **ribl** m. **-ou** | bord |
| **harzou** pl. | limites |
| **lein** m. | sommet |
| **nec'h** m. | haut |
| **golo** m. **goleier** | couvercle |
| **traoñ** m. | bas |
| **strad** m. **-ou** | fond |
| **pal** m. **-iou** | but |

### (82)

| | |
|---|---|
| **gwalarn** m. | nord-ouest |
| **hanternoz** m. | nord |
| **biz** m. | nord-est |
| **sav-heol** m. | est |
| **gevred** m. | sud-est |
| **kreisteiz** m. | sud |
| **mervent** m. | sud-ouest |
| **kuz-heol m.** | ouest |
| **kleiz** | gauche |
| **dehou** | droit |

### (83)

| | |
|---|---|
| **dre-holl** | partout |
| **pell** | loin |
| **tost** | près |
| **e-kichen** | à côté |
| **amañ** | ici |
| **aze** | là |
| **eno** | là |
| **ahont** | là-bas |
| **ac'han** | d'ici |
| **ac'hano** | de là |
| **dirak** | devant |
| **war-raok** | en avant |
| **a-dreñv** | derrière |
| **war-lerc'h** | id. |
| **a-gleiz** | à gauche |
| **a-zehou** | à droite |
| **a-us** | au-dessus |
| **dindan** | dessous |



| | |
|---|---|
| **e-barz** | à l'intérieur |
| **er-maez** | au dehors |
| **kuit** | en s'éloignant |
| **a-dreuz** | de travers |

## AR C'HEMENTAD — LA QUANTITE (84)

| | |
|---|---|
| **bagad** m. **-ou** | troupe |
| **bandenn** f. **-ou** | bande |
| **bern** m. **-iou** | tas |
| **pez** m. **-iou** | pièce |
| **darn** f. **-ou** | partie |
| **rann** f. **-ou** | division |
| **tamm** m. **-ou** | morceau |
| **pennad** m. **-ou** | bout (de chemin) |
| **hed** m. **-ou** | longueur |
| **led** m. **-ou** | largeur |
| **treuz** m. **-ou** | épaisseur |
| **ment** f. | taille |
| **pouez** m. **-iou** | poids |

### (85)

| | |
|---|---|
| **samm** m. **-ou** | fardeau |
| **muzul** m. **-iou** | mesure |
| **kont** f. **-ou** | compte |
| **niver** m. **-ou** | nombre |
| **niverenn** f. **-ou** | numéro |
| **renk** f. **-ou** | rang |
| **leo** f. **-iou** | lieue |
| **banne** m. **-ou** | goutte |
| **heul** m. | suite |

| | |
|---|---|
| **dastum** | amasser |
| **ranna** | diviser |
| **konta** | compter |
| **niveri** | id. |
| **renka** | ranger |
| **heulia** | suivre |
| **muzulia** | mesurer |

**(86)**

| | |
|---|---|
| **lies** | plus d'un |
| **meur a** | id. |
| **kalz** | beaucoup |
| **re** | trop |
| **a-walc'h** | assez |
| **hepken** | seulement |
| **mui** | plus |
| **nebeut** | peu |
| **ouspenn** | en outre |
| **ken** | ne (plus) |
| **kement** | tellement |
| **keit** | autant, aussi long |
| **a-bez** | entièrement |
| **pegement ?** | combien ? |
| **pet ?** | combien ? |
| **pegeit ?** | combien long ? |

### AN NIVEROU — LES NOMBRES (87)

| | |
|---|---|
| **unan** | un |
| **daou** (m.) **diou** (f.) | deux |
| **tri** (m.) **teir** (f.) | trois |
| **pevar** (m.) **peder** (f.) . | quatre |



| | |
|---|---|
| **pemp** | cinq |
| **c'houec'h** | six |
| **seiz** | sept |
| **eiz** | huit |
| **nao** | neuf |
| **dek** | dix |
| **unnek** | onze |
| **daouezek** | douze |
| **trizek** | treize |
| **pevarzek** | quatorze |
| **pemzek** | quinze |
| **c'houezek** | seize |
| **seitek** | dix-sept |
| **triouec'h** | dix-huit |
| **naontek** | dix-neuf |
| **ugent** | vingt |
| **tregont** | trente |
| **kant** | cent |
| **mil** | mille |

**(88)**

| | |
|---|---|
| **kenta** | premier |
| **diweza** | dernier |
| **eil** | second |
| **hanter** | demi |

### AN DOARE — LA MANIERE (89)

| | |
|---|---|
| **tra** n. **-ou** | chose |
| **doare** m. **-ou** | manière, air |
| **neuz** f. **-iou** | aspect, forme |
| **tres** m. | dessin, air |

| | |
|---|---|
| **stumm** m. **-ou** | forme |
| **seurt** m. | sorte |
| **rumm** m. **-ou** | espèce |
| **stad** f. **-ou** | état |
| **seblant** m. | apparence |
| **perz** m. **-iou** | qualité, rôle |
| **skouer** f. **-iou** | exemple, modèle |
| **taol** m. **-iou** | coup |
| **stok** m. | choc |
| **tro** f. **-iou** | tour |
| **trouc'h** m. | coupe, coupure |
| **diazez** m. | base |
| **tu** m. **-iou** | moyen |

**(90)**

| | |
|---|---|
| **poent** m. **-ou** | point |
| **linenn** f. **-ou** | ligne |
| **karrez** m. **-iou** | carré |
| **kelc'h** m. **-iou** | cercle |
| **boull** f. **-ou** | boule |
| **korn** m. | angle, coin |
| **pleg** m. **-ou** | pli |
| **bandenn** f. **-ou** | bande |
| **kurunenn** f. **-ou** | couronne |
| **laon** c. (sg. **-enn**) | lames |
| **skoulm** m. **-ou** | nœud |
| **merk** m. **-ou** | marque |
| **roud** m. **-ou** | direction, trace |
| **skeud** m. **-ou** | ombre |
| **skeudenn** f. **-ou** | image |
| **stern** m. **-iou** | cadre |
| **saotr** m. **-ou** | tache |



| | |
|---|---|
| **toull** m. **-ou** | trou |
| **faout** m. **-ou** | fente |

**(91)**

| | |
|---|---|
| **beza** | être |
| **chom** | rester, demeurer |
| **gallout** | pouvoir |
| **seblantout** | sembler |
| **ya** | oui |
| **eo** | si |
| **nann** | non |
| **eta** | donc |
| **ivez** | aussi |
| **zoken** | même |
| **ket** | pas |
| **kennebeut** | non plus |

**(92)**

| | |
|---|---|
| **arabat** | il ne faut pas |
| **koulskoude** | cependant |
| **evelkent** | id. |
| **gwell, gwelloc'h** | mieux |
| **gwaz, gwasoc'h** | pire |
| **gwall** | très |
| **koulz, kerkoulz** | aussi bien |
| **a-ratoz** | exprès |
| **kentoc'h** | plutôt |
| **a-enep** | contre |
| **dreist** | énormément |
| **tre** | très |
| **penaos ?** | comment ? |
| **perak ?** | pourquoi ? |

| | |
|---|---|
| **peseurt ?** | quel sorte de ? |
| **siouaz** | hélas |
| **marteze** | peut-être |

## AR GERIOU-HARP
## LES MOTS AUXILIAIRES (93)

| | |
|---|---|
| **hini** | celui, celle |
| **re** | ceux, celles |
| **all** | autre |
| **egile** | l'autre (m.) |
| **eben** | l'autre (f.) |
| **pep** | chaque |
| **nep** | nul, quelque |
| **holl** | tout, tous |
| **hemañ** | celui-ci |
| **houmañ** | celle-là |
| **ar re-mañ** | ceux-ci, celles-ci |
| **hennez** | celui-là |
| **hounnez** | celle-là |
| **ar re-se** | ceux-là, celles-là |

**(94)**

| | |
|---|---|
| **ken** | si, tellement |
| **bennak** | quelconque |
| **netra** | rien |
| **ebet** | aucun |
| **piou ?** | qui ? |
| **petra ?** | quoi ? |
| **pehini ?** | lequel, laquelle ? |
| **pere ?** | lesquels, lesquelles ? |



| | |
|---|---|
| **pe ?** | quel ? |
| **pebez !** | quel ! |
| **pegen !** | combien ! |
| **en em** | se (réfléchi) |
| **en eur** | tout en |
| **setu** | voici |
| **seul** | d'autant |

**(95)**

| | |
|---|---|
| **ha, hag** | et |
| **ma** | que, si |
| **mar** | si |
| **met** | mais |
| **na, nag** | ni |
| **pa** | quand, si |
| **pe** | ou |
| **ra** | que (souhait) |
| **rak** | car |
| **tra ma** | tant que |
| **abaoe ma** | depuis que |
| **adal ma** | id. |
| **a-raok ma** | avant que |
| **betek ma** | jusqu'à ce que |

**(96)**

| | |
|---|---|
| **kent ma** | avant que |
| **daoust ha ?** | est-ce que ? |
| **daoust ma** | quoique |
| **dre ma** | à mesure que, puisque |
| **e-leo'h ma** | où, tandis que |
| **e-pad ma** | pendant que |
| **diouz ma** | suivant que |

| | |
|---|---|
| **evel ma** | comme |
| **evit ma** | pour que |
| **gant ma** | pourvu que |
| **goude ma** | après que |
| **hep ma** | sans que |
| **hervez ma** | selon que |
| **war-lerc'h ma** | après que |
| **peogwir** | du moment que |
| **eget** | que |

**(97)**

| | |
|---|---|
| **a** | de |
| **abaoe** | depuis |
| **adal** | de, depuis |
| **a-dreñv** | derrière |
| **a-enep** | contre |
| **a-raok** | avant |
| **a-us da** | au-dessus de |
| **betek** | jusque |
| **kent** | avant |
| **da** | vers, à, pour |
| **daoust da** | malgré |
| **dindan** | sous |
| **diouz** | de, selon |
| **dirak** | devant |
| **diwar** | de, selon |
| **diwar-benn** | au sujet de |
| **dre** | par |
| **dreist** | par-dessus |

**(98)**

| | |
|---|---|
| **e, en** | en, dans |



| | |
|---|---|
| **e-barz** | dans |
| **e-keñver** | envers |
| **e-kichen** | près de |
| **e-lec'h** | au lieu de |
| **e-mesk** | parmi |
| **e-pad** | pendant |
| **etre** | entre |
| **etrezek** | vers |
| **eus** | de |
| **evel** | comme |
| **evit** | pour |
| **gant** | avec, par |
| **goude** | après |
| **hep** | sans |
| **hervez** | selon |
| **nemet** | sauf |
| **ouz** | contre |
| **war** | sur |
| **war-dro** | environ |
| **war-lerc'h** | après |

**(99)**

| | |
|---|---|
| **me** | je, moi |
| **te** | tu, toi |
| **heñ** | il, lui |
| **hi** | elle |
| **ni** | nous |
| **c'houi** | vous |
| **i** | ils, eux, elles |
| **va** | mon, ma, mes |
| **da** | ton, ta, tes |
| **e** | son, sa ses (m.) |

| | |
|---|---|
| **he, hec'h** | son, sa, ses (f.) |
| **hon, hor, hol** | notre, nos |
| **ho, hoc'h** | votre, vos |
| **o** | leur, leurs |
| **an, ar, al** | le, la, les |
| **eun, eur, eul** | un, une |
| **a** | (particule verbale) |
| **e, ez, ec'h** | id. |
| **ne** | ne |
| **na** | ne |
| **o, oc'h** | en |
| **-mañ** | -ci |
| **-se** | -là |
| **-hont** | -là, là-bas |

### AR BROIOU — LES PAYS (100)

| | |
|---|---|
| **Breiz** f. | Bretagne |
| **Kerne** f. | Cornouailles |
| **Kembre** f. | Pays de Galles |
| **Iwerzon** f. | Irlande |
| **Bro-Skos** f. | Ecosse |
| **Bro-Saoz** f. | Angleterre |
| **Bro-C'hall** f. | France |
| **Breizad** m. **Breiziz** | Breton |
| **Kernevad** m. **Kerneviz** | Cornouaillais |
| **Skos** m. **-ed** | Ecossais |
| **Saoz** m. **-on** | Anglais |
| **Gall** m. **-aoued** | Français |
| **brezoneg** m. | breton |
| **galleg** m. | français |
| **brezonek** | breton |
| **gallek** | français |



## II. ROLL-GERIOU

Geriou ar « Brezoneg Eeun » a zo moulet e lizerennou teo. Ar geriou moulet e lizerennou moan a zo geriou o tont eus ar re-se, pe neuze geriou damheñvel ouz geriou gallek. Eur ger lakaet etre krochedou a zo gwrizienn eur verb. An niverennou a verk pelec'h kavout ar ger en darn genta.

**Diwallit** : Setu amañ penaos e vez renket al lizerennou e brezoneg: a, b, k, d, e, f, g, h, ch, c'h, i, y, j, l, m, n, o, p, r, s, t, u, v, w, z.

## III. PENAOS LENN EUR SKRID BREZONEK

A-raok klask lenn eur skrid brezonek,

a) lenn ar « *Précis de Grammaire Bretonne* » ha pennadou kenta ar « *Cours Elémentaire de Breton* ».

b) deski geriou (eun darn vras eus geriou « *Alc'houez ar Brezoneg Eeun* »).

Neuze, en eur lenn eur skrid bennak, klask pep ger dianav er roll-geriou.

Ma n'emañ ket ar ger er roll-geriou, heulia an aliou-mañ :

1) Kenta lizerenn ar ger a zo kemmet marteze.

Da skouer : *gador* a zo skrivet e-lec'h *kador*, pe *c'houlenn* e-lec'h *goulenn*.

Neuze :

| | | | |
|---|---|---|---|
| e-lec'h | B | klask | P |
| — | K | — | G |
| — | D | — | T |
| — | G | — | K |
| — | C'H | — | K pe G |
| — | P | — | B |
| — | T | — | D |
| — | V | — | B pe M |
| — | W | — | GW |
| — | Z | — | D pe T |

2) Sellout ouz penn-diweza ar ger. Setu amañ roll ar pennou-diweza a vez kavet an aliesa :

a. : ano (*nom*)
ag. : ano-gwan (*adjectif*)
l. : liester (*pluriel*)
v. : verb (*verbe*)

-A, ag. : *uhela* (le plus haut) eus *uhel* (haut).
-A, v. : *fuzuilha* (fusiller) eus *fuzuilh* (fusil).
-AAT, v. : *skañvaat* (alléger) eus *skañv* (léger).
-AD, a. : *sac'had* (contenu d'un sac) eus *sac'h* (sac) ; l. -ADOU.
-AD, a. : *Breizad* (Breton) eus *Breiz* (Bretagne) ; l. -IZ, -IDI.
-ADEG, a. : *garmadeg* (clameur) eus *garmi* (crier) ; l. -ADEGOU.
-ADENN, a. : *yudadenn* (hurlement) eus *yudal* (hurler) ; l. ADENNOU.
-ADUR, a. : *aozadur* (arrangement) eus *aoza* (arranger) ; l. -ADURIOU.
-ADUREZ, a. : *sevenadurez* (civilisation) eus *seven* (poli) ; l. -ADUREZIOU.
-AN, v. : *alian* (je conseille) eus *alia* (conseiller).
-AS, v. : *karas* (il aima) eus *karout* (aimer).
-AT, ag. : *kaerat* (combien beau) eus *kaer* (beau).

-DED, a : *izelded* (bassesse) eus *izel* (bas).
-DER, a. : *dounder* (profondeur) eus *doun* (profond); l. -DERIOU.

-E, v. : *lavare* (il disait) eus *lavarout* (dire).
-EK, ag. : *askellek* (ailé) eus *askell* (aile).
-EK, ag. : *iwerzonek* (de langue irlandaise) eus *Iwerzon* (Irlande).
-ED, v. : *kemered* (on prenait) eus *kemer* (prendre).
-EG, a. : *ezommeg* (besogneux) eus *ezomm* (besoin) ; l. -EIEN.
-EG, a. : *portugaleg* (langue portugaise) eus *Portugal*.
-EG, a. : *segaleg* (lieu planté en seigle) eus *segal* (seigle) ; l. -EGI, -EGOU.



-EGEZ, a. : *skiantegez* (qualité d'être raisonnable) eus *skiant* (raison).
-EC'H, v. : *kredec'h* (vous croyiez) eus *kredi* (croire).
-EL, ag. : *tadel* (paternel) eus *tad* (père).
-ELEZ, a. ; *santelez* (sainteté) eus *sant* (saint).
-EMP, v. : *deskemp* (nous apprenions) eus *deski* (apprendre).
-EN, v. : *komzen* (je parlais) eus *komz* (parler).
-ENN, a. : *koadenn* (morceau de bois) eus *koad* (bois) ; l. -ENNOU.
-ENT, v. : *barnent* (ils jugeaient ; qu'ils jugent) eus *barn* (juger).
-ENTEZ, a. : *paourentez* (pauvreté) eus *paour* (pauvre).
-ER, a. : *stourmer* (lutteur) eus *stourm* (lutte) ; l. -ERIEN.
-ER, v. : *harper* (on aide) eus *harpa* (aider).
-EREZ, a. : *kelennerez* (enseignement) eus *kelenn* (enseigner) ; l. EREZIOU.
-ES, v. : *renes* (tu dirigeais) eus *ren* (diriger).
-ET, v. : *kollet* (perdu ; qu'il perde) eus *koll* (perdre);
-EZ, a. : *pinvidigez* (richesse) eus *pinvidik* (riche) ; l. -EZIOU.
-EZ, a. : *kazez* (chatte) eus *kaz* (chat) ; l. -EZED.
-EZ, v. : *asantez* (tu acceptes) eus *asanti* (accepter).
-FE, v. : *komprenfe* (il comprendrait) eus *kompren* (comprendre).
-FED, v. : *dlefed* (on devrait) eus *dleout* (devoir).
-FEC'H, v. : *goulennfec'h* (vous demanderiez) eus *goulenn* (demander).
-FEMP, v. : *skrivfemp* (nous écririons) eus *skriva* (écrire).
-FEN, v. : *lennfen* (je lirais) eus *lenn* (lire).

-FENT, v. : *kontfent* (ils compteraient) eus *konta* (compter).

-FES, v. : *toufes* (tu jurerais) eus *toui* (jurer).

-I, v. : *oferenni* (officier) eus *oferenn* (messe).
-I, v. : *klaski* (tu chercheras) eus *klask* (chercher).
-IK, ag. : *berrik* (assez court) eus *berr* (court).
-IDI, a. : sellout ouz -AD.
-IDIGEZ, a. : *kavidigez* (trouvaille, acte de trouver) eus *kavout* (trouver) ; l. -IDIGEZIOU.
-IEZ, a. : *belegiez* (prêtrise) eus *beleg* (prêtre).
-IG, a. : *levrig* (petit livre) eus *levr* (livre) ; l. liester an ano + -IGOU.
-IMP, v. : *kusimp* (nous cacherons) eus *kuzat* (cacher).
-IN, v. : *mirin* (je garderai) eus *mirout* (garder).
-INT, v. : *lezint* (ils laisseront) eus *lezel* (laisser).
-IS, v. : *diskouezis* (je montrai) eus *diskouez* (montrer).
-IT, v. : *diskarit* (vous abattez ; abattez) eus *diskar* (abattre).
-IZ, a. : sellout ouz -AD.
-Y, v. : *lakay* (il mettra) eus *lakaat* (mettre).

-JE, -JED, -JEC'H, -JEMP, -JEN, -JENT, -JES, v. : sellout ouz -FE, -FED, -FEC'H, -FEMP, -FEN, -FENT, -FES.
-JOD, v. : *kemmjod* (on changea) eus *kemma* (changer).
-JOC'H, v. : *stardjoc'h* (vous serrâtes) eus *starda* (serrer).
-JOMP, v. : *trouc'hjomp* (nous coupâmes) eus *trouc'ha* (couper).



-JONT, v. : *skubjont* (ils balayèrent) eus *skuba* (balayer).
-JOUT, v. : *stagjout* (tu attachas) eus *staga* (attacher).
-LEC'H, a. : *chomlec'h* (demeure) eus *chom* (demeurer) ; l. -LEC'HIOU.

-O, v. : *plego* (il pliera) eus *plega* (plier).
-OC'H, ag. : *splannoc'h* (plus brillant) eus *splann* (brillant).
-OMP, v. : *pegomp* (nous collons ; collons) eus *pega* (coller).
-ONI, a. : *c'houervoni* (amertume) eus *c'houero* (amer).
-ONIEZ, a. : *steredoniez* (astronomie) eus *stered* (étoiles).
-ONT, v. : *sachont* (ils tirent) eus *sacha* (tirer).
-OR, v. : *kasor* (on enverra) eus *kas* (envoyer).
-OT, v. : *diskennot* (vous descendrez) eus *diskenn* (descendre).
-OUR, a. : *mirour* (conservateur) eus *mirout* (conserver) ; l. -OURIEN.

-TED, a. : *brasted* (grandeur) eus *bras* (grand).
-TER, a. : *c'houekter* (douceur) eus *c'houek* (doux) ; l. -TERIOU.

-US, ag. : *lugernus* (brillant) eus *lugerni* (briller).

-VA, a. : *c'hoariva* (théâtre) eus *c'hoari* (jouer) ; l. -VAOU.
-VEDENN, a. : *dekvedenn* (dixième partie) eus *dek* (dix) ; l. -VEDENNOU.
-VET, ag. : *pempvet* (cinquième) eus *pemp* (cinq).
-VEZ, a. : *nozvez* (durée de la nuit) eus *noz* (nuit). l. -VEZIOU.

A-wechou e kaver « I » dirak penn-diweza ar ger : -IA e-lec'h -A, -IAD e-lec'h -AD, hag all.

3) Sellout ouz penn-kenta ar ger. Setu amañ roll ar pennou-kenta a vez kavet an aliesa :

AD- : *adlavarout* (redire) eus *lavarout* (dire).
KEN- : *kenvreur* (confrère) eus *breur* (frère).
DAM- : *damvouga* (étouffer presque) eus *mouga* (étouffer).
DI-, DIS-, DIZ- : *dilabour* (sans travail) eus *labour* (travail) ; *didrouz* (silencieux) eus *trouz* (bruit).
EM- : *emlaz* (suicide) eux *laza* (tuer).
PEUR- : *peurwasta* (dévaster complètement) eus *gwasta* (dévaster).
RAK-, RAG- : *rakskrid* (préface) eus *skrid* (écrit).

4) A-wechou e vez kavet en eur ger daou c'her all. Da skouer :

*Uhelvor* (haute mer) eus *uhel* (haut) ha *mor* (mer).

*Ti-moulerez* (imprimerie) eus *ti* (maison), *moula* (imprimer) hag *-erez*.

*Armel-levriou* (bibliothèque) eus *armel* (armoire) ha *levriou* (livres).

5) En diwez, evit kompren eur skrid brezonek, eo ret teurel evez bras ouz ar raganoiou-gour (*pronoms personnels*) hag ar verbou direiz (*verbes irréguliers*) : *beza*, *kaout* (pe « *endevout* »), *gouzout*, *mont* hag *ober* ; teurel evez ouz an araogennou (*prépositions*) staget ouz ar raganoiou-gour.



# Notennou

### An niverenn-mañ

An niverenn-mañ a zo frouez labour meur a vloaz. Pell 'zo hor boa c'hoant rei eun diazez start da yez hor c'hazetenn, ha war eun dro eun diazez da gelennerez ar brezoneg er skoliou. Ne adlavaromp ket amañ kement hon eus lavaret a-raok diwar-benn ar « Brezoneg Eeun ». Hag ar pez a chom da lavarout a vo displeget diwezatoc'h.

Pedi a reomp ar goumananterien ha na gavint ket amañ traou da lenn evel kustum hon digarezi. Ne gollint netra evit gortoz. Hag ouspenn, ne vo ket, a gredomp, al labourig-mañ hep talvoudegez evito.

### Brezoneg ar Vugale

Bennoz Doue d'ar re o deus kaset donezonou e-pad an hañv:

An Ao. Dussaix : 20 l. — Strollad Broadel Breiz, Kevrennad Naoned : 20 l. — An Ao. Dr. Moré : 10 l. — Dizano : 45 l. — An Ao. Fred. Moyse : 26 l. — An Ao. J. Mens : 20 l. — An Ao. Burgeot : 2 l. 50 — en holl : 143 l. 50.

Levriou kaset :

D'An Ao. Jacq, Enez Sun : 20 l. — D'an Ao. Des Déserts, S. Gwenole : 15 l. — en holl : 35 l.

Chom a ra er c'hef : 114 l. 30.

**Levriou ha Kazetennou**

Emañ AR FALZ o paouez embann diou niverenn taol ouz taol, hini miz mezeven hag hini miz gouere. An hini genta a zo diwar-benn Yann Sohier, evel ma oa dleet. An eil a zo heñvel ouz an niverennou all, hag a ziskouez d'imp ez eo gouest ar rener nevez da genderc'hel gant al labour. Eun dlead eo koumananti hag adkoumananti d'ar gazetenn-se. Skriva evit ar c'houmanantou d'an Ao. Bodenes, mestr-skol, Irvillac (Finistère), kont-red 10.037 Roazon. Evit ar renerez, skriva da : Kerlann, B. P. 85, Montroulez.

LANIG HA BISIG eo ano eul levrig, ennañ skeudennou war bep pajenn, gant W. Mitford Davies. Skriva da Ronan Caouissin, Pleiber-Krist, evit e gaout. Priz : 2 l. 25.

YALC'H WILH, pe « Al Loer C'hloan hag an diou Skritur » a zo eur pez-barzoniez savet gant an Ao. E. Ernault, plijuzik a-walc'h da lenn, diwar-benn doare-skriva skiantek ar brezoneg ha doare-skriva diskiant ar galleg. Embannet eo, gant eun droidigez c'hallek, e ti Figuière, Paris. Priz : 2 skoed.

**Da veza moulet**

Emeur oc'h aoza, e ti Heugel, 36, rue du Bac, Paris (6), moulidigez eul labour brezonek nevez, gant an droidigez c'hallek : AN AMZER HAG AN EC'HONDER, gant Tal-Houarn. Al labour-se hon eus bet ar blijadur da lenn. Ar wech kenta eo marteze ma saver en hor yez eul levr filozofiez. Ar brezoneg a zo bet reizet gant an Ao. F. Vallee. Priz : 4 lur evit ar re a rakpreno e ti Heugel. Evit ar re all : 5 lur.



**Notennou all**

Eur bern notennou hor boa aozet evit an niverennmañ, ha n'eus ket bet kavet lec'h d'o moula. Moulet e vezint dizale : liziri digant hol lennerien diwar-benn traou a bep seurt, ha dreist-holl eur pennad diwar-benn labour kaer « Brezoneg er Skoliou » er C'hastell-Neve ha tro-war-dro.

**Chomlec'hiou da anaout**

Skol dre lizer, da zeski ar brezoneg. Skriva d'an Dimezell M. Gourlaouen, 30, rue de la Corderie, Douarnenez.

Levriou « Gwalarn » a zo e gwerz, e Brest, en tiez-mañ :

Ti Sant Erwan, 14, rue de la Porte.
Levrdi Jouanneau, 26, rue de Siam.

**Diskouezadeg**

Eur « Sizunvez al Levr Brezonek » a vo dalc'het e Naoned, etre an 30 a wengolo hag ar 6 a here.

## “GWALARN” ha “KANNADIG GWALARN”

GWALARN. — Eun niverenn bep miz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 30 lur (broiou estren : 35 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 22 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

KANNADIG GWALARN. — Stag ouz « Gwalarn ». Eun niverenn bep daou viz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 15 lur (broiou estren : 20 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 12 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

LIESSKRIVADURIOU GWALARN. — Follennou liesskrivet, warno labouriou a zeskadurez diwar-benn ar brezoneg hag ar yezou keltiek. Embannet :

*Teñzor ar Gwenedeg*, gant Roparz Hemon (diviet)

Emeur oc'h embann:

*Geriadurig gallek-brezonek an Troiou-Lavar poblel*, gant Roparz Hemon (embannet betek al lizerenn « G »). Ar follennou embannet betek-hen a zo diviet. Bez' e tleer rakprena : 10 lur ar 5 kaier (10 follenn e pep kaier, talvoudegez 20 pajenn moulet).

LEVRIOU DIWEZA. — *Mentoniez*, gant C. L. Kerjean. Priz : 12 lur.

E gwerz e ti « Gwalarn » : *Geotenn ar Werc'hez*, gant J. Riou, mouladur kaer. Priz : 30 lur (al levr-mañ n'eo ket embannet gant « Gwalarn »).

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — Ar Merour : Y. Drézen

